# GWALARN

MEAVENN

*IWERZON DISHUAL*



*SKOL S, ENDA*


**38**

GENVER 1932

MEAVENN

# IWERZON DISHUAL



# SKOL S. ENDA

# "Saor éire"
# Iwerzon Dishual

Kent skriva amañ penaos em eus tremenet eun devez e-touez Republikaned Iwerzon, e fell d'in lavarout daou dra. Da genta, evit sioulaat askre Roparz Hemon, a vefe hep mar penn-evit-penn ma teufen da lakaat politikerez du-bran en e baour kaez « *Gwalarn* », n'oun ket a-du ganto, evit an abeg eeun n'oun ket eun Iwerzonadez. Ma skrivan diwar o fenn, ez eo abalamour n'em eus gwelet nemeto ar wech kenta ma 'z oun aet da z-Dublin.

An dra all bremañ. Soñj am eus eus strafuilh hor c'heneiled e Paris, hag e lec'h all, pa lennent keleier Iwerzon war ar c'helaouennou gallek ha saoznek : « Ar Republikaned o deus fuzuilhet daou zen, — Ar Republikaned o deus lakaet an tan en eur manati », hag all. Gaou ha randonerez. An abeg eo, an holl geleier eus Iwerzon a zegouez e Bro-C'hall pe ne vern pelec'h a dle kemer an hent saoz, e-lec'h ez int kemmet hervez c'hoant ar Saozon. Ar « Phoblac'ht » diweza, — unan eus kelaouennou ar Republikaned, — a lavare : « Ar voger baper-se a vir ouzimp a veza anavezet er broiou all, hag a gendalc'ho d'hen ober betek ma c'hello Iwerzon dishual kaout ar gwir da evezia he funiou d'ezi. »

## DUBLIN

E gwirionez ne ouzon ket ha beza eo Dublin eur gêr vrao. Asur oun n'em eus ket sellet outi gant daoulagad digoret ledan eur barner difrom. Huñvreal e-pad bloaveziou a zall ac'hanoc'h pa zeuit da welout lec'h ho huñvre.

Ha perak ez anvfen an tiez hag ar savaduriou am eus gwelet ? Ne garan ket anezo. Ne garan ket neuz saoz an tiez. Ne garan ket neuz gresiat ar savaduriou. Daoust d'am youl-vat ha d'am fouge, n'oun ket bet biskoaz barrek da veiza kened ha meurded kenaozadurez ar C'hreisteiz, — dreist-holl dindan eun oabl glas-louet. Gouez ez oun. Setu perak marteze.

Hogen, eun ene fromus a zo gant Dublin. An eñvorennou a sav eus pep korn ar gêr. Amañ e varvas Emmet. Setu amañ beziou hor Fianna. Ha ken aes eo *gwelout* an holl dud yaouank kalonek eus dispac'h sizun Pask 1916, — o tont hag o vont, o vervel ivez hag o c'hounit gant o gwad Iwerzon an deiz-mañ. Gouzout a ran o doa ar re all labouret en a-raok, gouzout a ran e saveteer eur bobl gant skoazell an amzer hepken, — gouzout a ran, ha kredi a ran ivez ez eo gwad an dournad tud-se a zihunas Iwerzon, evel ma kredan (soñjou iskis a sav e penn eur plac'h yaouank) ez eo gwad eun dournad tud, kuzet hizio, evito o-unan marteze, a zihuno Breiz, eun deiz, kent pell.

N'em eus ket gwelet evel Mordrel war O'Connell Street eur c'hendalc'h a rannvroelerien vreizat. Tud iwerzonat nemetken. Ha leun an holl straedou ganto, abalamour d'eur gevezadeg « *péile* » (ar « foot-ball » iwerzonat, — keñveriit ar ger ouz « pell », — pa gomzomp eus brien kerc'h) c'hoariet e Croke Park, etre paotred Kerry ha paotred Kildare. Hogos pep unan a zouge liou an daou strollad, — alies a-gevret gant ar « *Fainne* », — bizou aour, Simbol an Iwerzoniz. Peur e welimp simbolerien o kerzout traoñ da nec'h straedou Roazon, hag ar brezoneg o tregerni ganto ken uhel hag ar galleg hizio ? Peur ? D'imp-ni da respont. Ha distroomp d'ar c'hoari.



Paotred Kerry a oa war c'horre evel boaz. Souezus eo pegen heñvel e oant holl ouz paotred a ziwar ar maez e bro Gerne. Pe gentoc'h, n'eo ket souezus. Ha heti a ran e vefe paotred bro Gerne, ha re vro Leon, ha re ne vern pe vro e Breiz heñvel-mik outo. Neuze e vefemp war c'horre, ni ivez, war veur a dachenn, en hon emzao. Rak paotred Kerry a oar, neket c'hoari « *péile* » hepken, hogen c'hoari o darn en emgann Iwerzon evit an dishualded, — evel ma lavaras unan eus renerien ar Republikaned en noz-se.

Eun dra hon eus ezomm eo an dra-mañ : arvestou broadel. An Iwerzoniz o deus kemmet ar foot-ball saoz. Ne lavarin ket penaos : diouiziek-krenn oun war ar poent-se. Kemmet o deus ivez an « hockey » saoz, a vez c'hoariet er parkeier d'ar sul dre holl en Iwerzon gant an holl. C'hoariet e vez gant bizier, — heñvel a-walc'h ouz bizier « golf », hag a c'hell beza graet gant ne vern pe vicherour, — hag eur volodenn. Aes eo da c'hoari, p'hoc'h eus diouhar wevn, — ha dudius eo, va c'hredit.

Ha ni ?

Brao eo lavarout : pa vimp dishual, — a ! pa vimp dishual, hor pobl a vezo advrezonekaet. N'eo ket gant ar yez hepken e raimp se, avat. Aet kuit ar yez hag ar sevenadurez c'hall, hag evit o lakaat da vont kuit, ret eo leunia o lec'h gant eur yez hag eur sevenadurez.

Eun deiz, « *Breiz Atao* » a arnodas pleustri war an dachenn. Embann a reas pennadou-skrid. Mervel a rejont. An holl labour ne c'hell ket poueza war ziskoaz eun den hepken, — pe zaou, pe dri.

Ha c'hoaz, ma vefemp holl ganet e bro Leon, — ar bed holl a oar ez eo eur vro leun-barr a sarmonerien, beleien pe liked, — ne vefen ket souezet o welout n'hon eus graet netra evit klask diduella hor pobl en eur c'hiz vroadel, — pe evit en em ziduella hon-unan. Re boellek ez omp, am eus aon. War dachennou 'zo.

EUR « CEILIDH »

War-dro 600 a-dud a voe bodet e ti-kêr Rathmines, e bannleo Dublin, evit eur « *céilidh* » meur, eur gorolladeg er c'hiz iwerzonat hepken. Pep sizun, d'ar sadorn ha d'ar sul, e vez dalc'het kalz korolladegou evel-se, e Dublin hag e lec'h all.

Eur souez eo evidoun gwelout an Iwerzonadezed. Bez' ez eus maouezed kenedus aze, hogen eun nebeudig hepken. Ar vrasa darn anezo a zo evel ne vern piou e ne vern pe lec'h. Ken heñvel ouz ar « plac'h-a-vremañ », n'he deus nag ano, na braventez, na netra. Ra vezin pardonet ganto ! Eun digarez am eus : va c'henta fromadenn eo. A-hend-all, beobirvidik ez int holl, hag eun neuz ganto da sellout eeun ouz ar vuhez, ha da c'hoarzin. Da c'hoarzin dreist-holl, evel pep den en Iwerzon.

E-touez ar wazed e kaver muioc'h a bennou iwerzonat. Ne c'hellan ket kavout geriou resis evit o daoulagad. Eun dra n'am eus biskoaz gwelet eo.

Korolli a reont holl. Seblantout a ra d'in emaint aze evit eun ehan-labour, etre daou daol fuzuilh. Ar wirionez n'emañ ket pell diouzin. Hogos an holl a zo izili eus an I. R. A. (Armead Republikaned Iwerzon).

Eur fromadenn iskis a sav ennoun : emaoun evel er gêr, em bro, — daoust d'ar yez ha d'an holl dud dianav pe amzianav.

A-greiz-holl, eur youc'hadenn skiltrus a salud c'hoarierien Kerry o tont e-barz ar sal-gorolli. War al leur-c'hoari e pignont holl evit resev ar priziou ha beza luc'hskeudennet. Plijout a ra d'in gwelout o doare da resev : eun dremm laouen, eur mousc'hoarz hanter luziet, hanter lorc'hus. Dioustu em eus soñjet e c'hoarierien evelto e Bro-C'hall, m'em eus gwelet rei priziou d'ezo meur a wech. C'hoant bras am boa da vouga unan anezo da vihana, — abalamour ma oant ken leun a emgarantez hag abalamour d'o mousc'hoarz dismegañsus, gourvennus, « *pincé* » a lavar hon amezeien ar Reter.

Ar c'horollou a zo heñvel-meurbet ouz hor re. Eun druez eo evit an Iwerzoniz n'o deus ket hor gwiskamantou kaer ha niverus. Gwir eo : hor paotred n'o deus ket ar pez o deus bet : eur gwiskamant a soudard-dre-youl. A-hend-all, petra eo gwelloc'h : kaout gwiskamantou ha korolli a-

wechou hepken, — pe gorolli bepred gant gwiskamantou etrevroadel, en eur c'hiz vroadel ?

Gwelet em eus Liam O'Flaherty. Eur penn n'am eus ket karet, — ha koulskoude, karet em eus Gypo Nolan ! Arabat d'eoc'h, mar plij, lavarout se d'an Iwerzoniz. Ne bardonont ket da Liam O'Flaherty beza livet o Iwerzon glas-glan gant liou teñval. Ne bardonont ket « *Ulysses* » da James Joyce kennebeut, Piou a oar ha n'emañ ket ar wirionez ganto ?

Gwelet em eus meur a zen ha meur a dra. Asur oun, avat, n'em eus ket gwelet eun dra fromusoc'h eget an dra-mañ : mousc'hoarz skuiz eun den koz a grene, hag an den-se unan eus ar re a reas ar brezel evit Iwerzon gant ar Fianna, hag e 1916, hag « *on the run* » hag abaoe e rankou an I. R. A. — Hag e talv ar boan dont amañ evit gwelout tud eus ar ouenn-se.

## KENDALC'H KENTA « SAOR EIRE »

D'ar 26 ha 27 a viz gwengolo ez eo bet dalc'het e Dublin kenta kendalc'h « saor éire », — Iwerzon Dishual, — ar strollad republikaned a labour dindan an heol, muioc'h pe nebeutoc'h dieub e-kichen strolladou kuz, hervez eur c'hiz koz en Iwerzon. Lavarout a ran, muioc'h pe nebeutoc'h dieub, rak archerien ar Stad Dishual a oa war o seiz gwella, — evel e lavarer en iwerzoneg : « *ar a seacht ndicheall* », — evit herzel ouz ar c'hendalc'h-se. Hogen daoust d'an enklaskou e tiez ar renerien anavezet, daoust da c'hoarivaou Abbey ha Peacock beza



nac'het rei o saliou ar sadorn d'an noz, dalc'het e voe.

War-dro 150 a gannaded a oa deut a bep korn eus ar Stad Dishual hag an Ulster, merourien dreistholl, a chomas da labourat hogos ar sul a-bez, daoust d'o c'hoant da arvesti ouz ar gevezadeg « *péile* », — hag a labouras e gwirionez. En Iwerzon e labourer e-pad eur c'hendalc'h. Eur boaz mat da gemer, ne gav ket d'eoc'h ?

Setu amañ eun nebeut notennou skrivet hepken evit kas da speredou ar Vreiziz eur menoz gwiroc'h, resisoc'h a-zivout Republikaned Iwerzon. Rak ne ouier hogos netra e Breiz diwar o fenn. Evel just, ne ouzon ket pep tra, me va-unan. Ne zeuan ket evel eun diouganer pe eun drouiz. Ma fazian war dachennou 'zo, bezit leun a drugarez ha lavarit ar wirionez war va lerc'h.

..................................................

« *Saore éire* a zo bet savet evit kempenn ha kreñvaat Republig Iwerzon war ziazez perc'henniez ha merouriez an douar, ar binviou gounit, ar rannadurez hag ar c'henwerz dre ar vicherourien hag ar verourien, hag evit lakaat yez ha sevenadurez Iwerzon da advleunia. »

## PAL « SAORE EIRE »

Re hir e vefe skriva amañ, ha pa ne vefe nemet eun diverradenn, embannadur *saor éire* moulet war ar « Phoblac'ht » diweza (Miz Here 3, Sadorn). Dindan an talbenn, « perak ar vicherourien hag ar verourien a rank en em unani evit dizober an alou-

berez » e roer aze eul livadenn eus stad truezus al labourerien, war ar maez hag er c'hêriou, en Iwerzon. Niverou e-leiz evit diskouez n'he deus ket gellet ar Stad Dishual dishuala Iwerzon ha ne c'hello biken.

An dachenn gevredigezel : eno emañ an dalc'h war veno ar Republikaned. Setu aze perak e lavarer en Iwerzon ne dint nemet « komunisted » hag a-enep an Iliz santel. Rei an douar d'ar verourien ha d'ar vicherourien ! Gwerinelez diboell ! Komzou goullo ! Pesketaerien loar ! !

Ne ouzon ket. Eun dra a ouzon, avat. Ne dalv ket ar boan kaout an dishualded, pe eun tamm dishualded, ma ne vez ket gwellaet doare beva ar bobl, speredel ha korfel. Piou, a-hend-all, a c'hell kredi e reizded hon doare kevredigez a vremañ, pa vez kement a zienez euzus strewet en Europa hag er bed holl ?

Hag en diwez, petra a ra eur vro nemet ar vroiz?

## AR STAD DISHUAL EN EM ZIFENN

Evit ma ne vo ket trubuilhet tud a anavezan, abalamour d'ar reuz-ha-freuz roet gant al laboused republikaned d'ar Stad Dishual, setu amañ eul lizer, sinet gant Dominick Mc Geehan, a ziskouezo e oar ar Stad en em zifenn, — en eun doare n'he deus ket ezomm da gomz anezañ.

*« D'ar c'henta a viz gwengolo, eur strollad archerien a zeuas em zi, a furchas dre-holl, hag a c'houlennas digant va mamm petra 'raen.*



*» Paket e voen ganto, ha kaset da « Creslough Barracks ».*

*» Goulenn a rejont diganin kelou a-zivout an I. R. A. en eur lavarout e oan kabiten ar bagad I. R. A. e Cashelmore.*

*» Ne fellas ket d'in respont.*

*» Taoliou troad a voe roet d'in. Diwisket e voen ha taget ken na zislonkis.*

*» Neuze e rojont d'in eur banne dour hag e klaskjont kaout kelou adarre, o ouestla d'in daou c'hant lur saoz ha muioc'h, ha zoken priz va beaj betek ar Stadou Unanet.*

*» Ne fellas ket d'in respont.*

*» Neuze e lavarjont d'in e vefen fuzuilhet ar wech kenta e pakjent ac'hanoun. Pa aotrejont d'in mont d'ar gêr, e voe lavaret d'in em bije da ziwall goude ma vije degemeret en « Dail » al lezennadur nevez. »*

Netra, a seblant d'in, eo ar gwella klokadur d'al lizer-se.

## EVIT ECHUI

Hogen, eun dra am eus da lavarout. N'eo ket danvez ar pennad-skrid-mañ Iwerzon a-bez.

# Skol S. Enda

## GWECHALL-GOZ E OA

Gwechall-goz e oa eur roue o veva en hanternoz Iwerzon, en eur gêr anvet Iavan Mac'ha. Eur roue brudet dre holl evit e vadelez hag evit e nerz kalon e oa ar roue-se. Bodet en doa war e dro, en eul lec'h plijus, eun darn eus mibien e vignoned, roet d'ezo eur reizadur hag aotreet d'ezo ober o lezennou ha dibab o renerien en o zouez. An hini brudeta etre tud-veur ar Roue a gelenne ar varc'hegiez d'ezo. An hini amparta a gelenne an arzou, hag an hini fura e-touez e zrouized a gelenne ar brederouriez d'ezo. Ar Roue e-unan a oa unan eus o c'helennerien hag a gare anezo kement ma roe d'ezo eun drederenn eus an amzer a chome d'ezañ goude beza graet labour ar gouarnamant. Ha ma teuje eun estrañjour bennak e-pad ma oa ganto, ne veze graet outañ nemet ar respont-mañ : « Emañ ar Roue gant e fizioled ». Rak en iwerzoneg koz, an hevelep ger a dalv evit paeron ha kelenner. Ha mat eo. Rak daoust ha n'eo ket kenta dlead eur c'helenner « paeronia » ar pez a zo mat e spered ar skoliad ha skoazella anezañ da dizout e glokded d'ezañ, e-lec'h ober gant ar spered-se eun dra heñvel-mik ouz spered ar c'helenner e-unan.



## IAVAN MAC'HA : SKOL A VREMAN

Ar pez a anver ar skol a-vremañ a zo eun dra ken koz hag ar bed, ar bed keltiek, hor bed d'impni. Petra 'vefe gwelloc'h eget skol Iavan Mac'ha ? Bugale kelennet a-gevret en eul lec'h bourrus, dindan veli eun den brudet evit e galon, evit e furnez, evit e ampartiz. Bugale dieub, aotre d'ezo da sevel o lezennou ha da zilenn o renerien. Bugale a veve euz vuhez yac'haus, o c'horfou damantet d'ezo kement hag o speredou. Da gelennerien ganto an dud-veur, ar varzed, an diouganerien eus ar bobl.

Eur vuhez dudius er skol, mil ha mil leo diouz ar vuhez heugus er skol-toull-bac'h. Ne gredan ket avat e felle da gelennerien Iavan Mac'ha sevel war-dro ar vugale eun doare eürusted dic'hallus da gaout er vuhez wirion. Ne felle ket d'ezo, kennebeut, lakaat eur garg re bounner war ziouskoaziou yaouank ha gwan. Ijina a ran e felle d'ezo kaout digant ar vugale an dra reta, an dra « denel » : ar strivadenn, er c'hoari hag el labour, lakaat en o speredou eun doare kalonek da sellout ouz an diaesteriou. N'eo ket klask en em douella dre lavarout : « an dra-mañ n'eo ket diaes da ober ». Hogen, lavarout ez nerzus : « diaes eo. Gwell a se. Trec'h e vin war an dra-mañ ! » Hag asur oun e oa ar mennad kreñv-se ganto, rak meiza a raent ne c'hell spered an den dont da veza peurvat, — ne c'hell an den tizout ar glokded m'eo ganet eviti, nemet dre an emgann a-enep d'ezañ e-unan.

## SKOL S. ENDA

War skouer Iavan Mac'ha e felle da b-Padraig Pearse sevel eur skol, hag eur skol iwerzonek, « eur skol iwerzonek en eun doare dianav en Iwerzon abaoe tec'hadenn ar Gonted », a lavare e-unan. Pa skrivas e venoz d'e vignoned, an darn vrasa anezo a respontas outañ : na rit ket, — o soñjal hep mar e oa tud foll-meurbet war ar paour kaez douar-mañ, hag eur mignon d'ezo en o zouez. Hogen, eus Belfast e teuas ar respont-mañ : Grit hag e kasin d'eoc'h va mibien. Gant eun nebeut respontou evel-se, ha skoazell pounneroc'h eget komzou, daou-ugent paotr a voe bodet e Cullenswood House e Dublin e miz gwengolo 1908. Daou-ugent paotr eus an dibab, ha dellezek eus Iavan Mac'ha, rak pep unan anezo a oa kar d'eun Iwerzonad, pe d'eun Iwerzonadez, en doa labouret evit dieubi ar vro. Daou-ugent paotr dare da glevout galvadenn an dud veur a wechall. Eun dachenn vat.

Hag ar gelennerien a oa ivez eus an dibab : Padraig ha Gwilherm Pearse, n'o deus ezomm a gomzou ebet, — ha, da skouer, Tomas Mac Donagh, unan eus an dudiusa ha speredeka ha fentusa etouez ar re a varvas da vare an « *Easter Week* ».

## EUR SKOL IWERZONEK

E S. Enda ne veze ket lavaret ez eo an iwerzoneg ar yez vrava, pinvidika, sonerezela, kenedusa eus ar bed. Perak meuleudi ar yez ? Deskit ha komzit, gwelloc'h eo. Perak kas ar yezou hag ar sevenadureziou estren ? Studiit anezo, en eur zerc'hel soñj hoc'h eus eur yez hag eur sevenadurez. Perak garmi a-enep pep c'hoari saoz ? C'hoariit er c'hiz iwerzonat.



Hogos an holl skolidi a oa ar saozneg o yez vamm. Hogen, abaoe an deiz kenta, kelennet e voe an iwerzoneg, zoken d'ar re yaouanka, — dre skoazell an iwerzoneg, dre an doare eeun, evel ma lavarer hizio. Dre ma 'z eo ret ober gant eur yez nevez, n'eo ket e-pad ar c'henteliou hepken, hogen ober ganti e-pad al labour all er skol, roet e voe ar c'henteliou niveroniez hag embregerez-korf, da skouer, en iwerzoneg. Ar reolenn a oa rei ar gentel en iwerzoneg da genta hag e saozneg da c'houde, pe ar c'hontrol. Hogen, eur pennad amzer goude digoradur ar skol, yez an darempredaduriou etre ar skolidi hag ar skolaerien a oa an iwerzoneg.

E miz mezeven 1909, Pearse a skrive :

« Hon doare ober a vev abaoe gwengolo diweza. Ni hon eus da wellaat traouigou e-leiz, hogen ne gredan ket e vo ret d'imp biken kemma an traou a bouez. Endeo, e frouezou a zo mat. Ar baotred a zeue d'imp d'an 8 a wengolo, diouiziek-krenn war an iwerzoneg. a c'hell bremañ komz er yez-se ha selaou ouz eur gentel ventoniez en iwerzoneg. E-pad an hevelep amzer, kelennet hon eus ar saozneg hag ar galleg, — dreist-holl war dachenn ar gomz, — ar gresianeg hag al latin, skiant ar c'horfou hag an niveroniez, ken mat ha ne vern pe skol « unanyezel » en Iwerzon, ha kelennet an istor, an douaroniez ha skiant an natur en eun doare ne c'hell nep skol beza keñveriet outañ. »

A-hend-all, e 1909, tregont paotr a oa deut da gavout an daou-ugent kenta e Cullenswood House,

— hag eur c'hant bennak a oa bodet e miz kerzu 1909. An niver-se a gouezas kalz, avat, pa voe ret da b-Padraig Pearse dilezel Cullenswood House ha mont da Rathfarnham e 1910. Ar skolidi-devez ne c'hellent ket mont da vannleo Dublin bemdez, hag eun hanter eus ar skolidi e oant. Graet e voe gant Cullenswood House eur skol-etre evit ar plac'hed : S. Ita, war skouer S. Enda.

Berz a reas S. Enda, zoken war an dachenn « *officiel* ». Meur a wech, paotred ar skol a c'hounezas ar priziou e kevezadegou ar Skol-Veur hag ar skoliou-etre. Ret e oa d'ar skol beza gwelloc'h evit gounit ar fiziañs. Unan eus ar gwella e oa.

... Ha bremañ e soñjan : daoust ha ne c'heller ket ober kement-se e Breiz ?

Hag eur Padraig Pearse hon eus ?

Perak goulenn atao, avat ? Gwelloc'h eo d'in skriva amañ eun nebeut linennou tennet eus « *Istor eur Berz-mat* », gant Pearse, e-lec'h m'em eus kemeret danvez ar pennad-skrid-mañ.

« Tud fur o deus lavaret d'in ne dlejen morse mont gant eun hent dianav... Hogen ar brederouriez-se a varnfe ar vrasa darn ac'hanomp da chom e-lec'h m'emaomp betek ma vreinimp. E gwirionez, den ebet ne c'hell ober muioc'h eget en em c'houlenn ha reiz eo pep unan eus e gammedou... Ar straed a varno hon oberou dre hor berz-mat pe hon droukverz. Hogen, m'hon eus stourmet ez leal evit ober eun dra reiz, ha n'hon eus ket ar gwir diouz hon tu, daoust d'an droukverz, daoust da varnedigez ar straed ?

— Ma reomp gant nerz-kalon ar pez a zo reiz, war hor meno, ar berz-mat a zeuio d'imp eun deiz pe zeiz. Ne vo ket marteze ar berz-mat hon eus c'hoantaet, — dremm eun droukverz a c'hell beza gantañ. Hor barner n'eo ket ar bed, avat.

— Eun huñvre eo marteze soñjal en eun amzer kadarn-dreist nevez en Iwerzon... Hor skoliou a c'hell mervel : hogen eur strivadenn a zo bet graet, klasket hon eus labourat evit an dra reiz-se...

Huñvreet em eus e welen unan eus va skolidi, unan eus hor paotred e S. Enda, en e sav war eur « *platform* » a-us d'eur mor a dud. Kompren a ris e oa tost da vervel evit eur menoz dreist, — evit Iwerzon pe eun dra all. Lorc'hus ha laouen e oa e neuz, hag e benn savet gantañ, gant eur mousc'hoarz a zudi. Koun am eus eus e c'houzoug gwenn noaz hag e vleo o korolli gant an avel war e dal evel war eur park-c'hoari. Santout a ris eul levenez dizisklerius en eur sellout ontañ, hag al levenez-se brasaet muioc'h eget bihanaet dre welout an engroez o sellout outañ gant truez ha souez, — evel ouz eun den foll a foranas e vuhez, ha nann evel ouz eur merzer a reas e zlead. Ken aes e vije bet mervel dirak tud o dije stlaket o daouarn, — pe dirak tud leun a gasoni. Hogen mervel dirak an dud difrom-se !

Koun am eus e tisplegis an huñvre-se d'am skolidi, e-pad eur vodadeg, eun nebeut deiziou goude.

...Pa lavaris ne c'helljen ket heti da bep unan anezo eur blanedenn welloc'h eget mervel evit eun dra bennak *gwir*, ne voent ket souezet, rak heñvel e oa ouz pep tra kelennet d'ezo e S. Enda. Ne fell ket d'in lavarout ez omp bet ebestel a bolitikerez

pe a zispac'h evit hor paotred. Hogen, ez eeun, aotreet hon eus d'ezo kredi ne c'heller ket beva eur vuhez vrao ma karer re ar vuhez, hag e tleer servija gant kalon, ha beza laouen, o soñjal ez eo pep aberz nebeut a dra, zoken an hini diweza. »

Fant R. MEAVENN.

# An Emwel goude ar Maro

*Da heul e kavor eur varzoneg iwerzonat eus an 9-vet kantved.*

*He lakaet em eus e brezoneg, nann diwar an iwerzoneg koz, oun divarrek-krenn da gompren, hogen diwar troidigez saoznek Kuno Meyer, en e levr* Selections from Ancient Irish Poetry, *ha troidigez alamanek J. Pokorny, en e levr* Die älteste Lyrik der grünen Insel.

R. H.

Fothadh Canainne, rener eur strollad kadourien a vro g-Konnac'ht, en doa skrapet gwreg Oilioll, eur prins a vro v-Muma, — gant hec'h asant. Oilioll, avat, a redas war o lerc'h, hag e-kerz eun emgann taer, e voe lazet an daou waz an eil gant egile. Divizet o doa an daou garedig en em welout, d'an abardaez goude an emgann. D'an abardaez-se eta e teuas tasmant Fothadh davet ar vaouez, hag e komzas evel-hen :

Tav, maouez, na gomz ket ouzin. Ganit-te n'emañ ket va soñj.
Emañ va soñj gant ar gad e Feic.

Ledet emañ va c'horf gwadek e tor ar grec'hienn serz.
Emañ va fenn, diwalc'h, e-mesk ar bagadou kouezet en emgann fero.

Dall neb a verk eun emwel hep kounaat an emwel gant an Ankou.
An emwel a rejomp e Clarach a zo bet dalc'het ganin, ha me dislivet er maro.

Tonket e oa d'in, — reuzeudikat ergerz ! — e vije Feic va bez.
Va flanedenn e oa, — glac'harusat kad ! — mervel dre gadourien eur vro all.

Hogen estregedoun, e barr e c'hoantegez, a yeas a-dreuz da gaout eur vaouez.
Tamall ebet d'it, daoust ma oa evidout. Doanius hon emwel diweza !

A ziamen oun deut d'am emwel. Spontet emañ va gwreg enorus.
M'hor bije gouezet e vije evel-se, aes e vije bet d'imp diouerí.

Va gwizien dremmet-hael war o roñsed louet, n'o deus ket va gwerzet.
Siouaz d'an ivineg sanket er c'homlec'h pri !

Ha beo e vefent, o aotrou o dije digollet.
Ha me, digollet em bije va c'hadourien, panevet an Ankou galloudek.

Kadarn int bet betek ar penn, o striva dalc'hmat da c'hounit an trec'h.
Kanet o deus o c'hanenn-vrezel gant moueziou kreñv. Eus gouenn eun aotrou meur e oant tarzet.

Eur strollad bagol, eur strollad ouesk e oant, zoken betek pred ar maro.



Ar c'hoad e zeliou glas en deus o c'hemeret, goude al lazadeg fero.

Domhnall e armou kaer, mezvet a wad, a stourmas evel Lugh e-kreiz al lu.
Drezañ er roudouz e kouezas Conghal voan. Tonket e oa d'ezañ mervel.

An tri Eoghan, an tri Flann, harluidi vrudet.
Pep a bevar gwaz a lazjont. Labour digalon ne oa ket.

Prim e sailhas Cu Dombna warnomp. O klask e genanvad edo.
War run o stourm e kavor korf Flann vihan.

Gantañ, en e wele gwadek, e kavi eiz gwaz.
Gwan hor c'havent, eost armou mab Mughairne.

Ne stourmas ket digadarn Failbhe ruz. C'hoari kerdin e speg a weñvas al lu.
Fear Corb e gorf lintrus, o lammat war an dachenn, a geitrannas seiz taol marvus.

Bruched-ouz-bruched e savas daouzek brezelour ouzin er stourm :
Nikun ne van beo. O lazet em eus holl.

Neuze e savjomp hor spegou, me hag Oilioll mab Eoghan, an eil ouz egile.
Koueza a rejomp hon-daou, — nerzusat taoliou !
Koueza a rejomp, an eil dre egile. Daoust ma oa diskiant, e oa stourm daou gadour meur.

Na c'hortoz ket spont an noz war ar gadlann e-mesk ar gadourien lazet :

N'eo ket mat derc'hel emziviz gant spesou ! Kerz d'ar gêr, ha kas ganit va dibourc'h.

An holl a lavaro d'it ne oa ket dibourc'h eun den piz.
Eur vantell limestra, eun doneg wenn, eur gouriz arc'hant, ne oa ket labour dister !

Va speg pempdremmek, eur goaf marvus, en deus lazet meur a zen ;
Eur skoed pempkelc'hiek, boset-arem : leou stagus a doued drezañ.

Kib wenn va menestr (1), eur braoig skedus, a welevo dirazout ;
Va bizou aour, va zroiou-brec'h, teñzoriou dinamm : ar roue Nia Nar o degasas a zreist ar mor.

Spilhenn-alc'houez Caoilte, eur spilhenn hud, unan eus e deñzoriou marzus :
Daou benn arc'hant, en o c'hreiz eur penn aour, — tra gaer, hag heñ bihan !

Va zaolenn-wezboell, — teñzor dibriz ! — a zo d'it ; kas-hi ganit.
Gwad hael o tevera war he bevenn ; n'emañ ket pell ac'han.

En-dro d'he gorre limestra ez eus meur a gorf eus an armead c'hoañiek, astennet du-mañ du-hont :
Eur bodad stank dero ruz ouz he c'huzat er gwalarn d'ar bez.

Pa vezi ouz he c'hlask, aketus, na gomz ket nemeur :
Biskoaz ne c'holoas an douar mann ken burzudus.

---

(1) *Menestr* (eur ger kembraek koz) : an den karget da zougen an died d'eur penn-bras pe d'eur roue.



An hanter eus he gwerin (2) aour melen, an hanter all arem gwenn ;
He gorre enskantet a berlez : souez ar govelia.

Sac'h he gwerin, — bamusat kel ! — broudet-aour e wrimenn ;
Ar gov meur a lakaas warnañ eur grogen na c'hell den diouiziek digeri.

Eur gestig pevarc'hornek, bihan-bihan, graet gant gweadennou aour ruz,
Kant oñsad arem gwenn lakaet start war he strad.

Rak goveliet eo bet gant an aour ruz fetis, a zegasas Dionoll ar gov a zreist ar mor ;
Pep kloched warnañ a dalvez seiz sklavez.

Mar dout akuit d'he gwerza, ne vo biken da vugale en dienez.
Mar hen mirez kuzet-striz, ne vo biken dibourvez da warlerc'hidi.

Du-mañ duhont en-dro d'imp ez eus preizadennou a bep seurt.
Spontus ar bouzellou ramzel gwalc'het gant ar v-Morrioghan (3).

---

(2) *Gwerin ar gwezboell* (hervez ar c'hembraeg) : an dudigou e prenn, olifant, h. a. a reer ganto da c'hoari (ar roue, ar rouanez, an eskob, ar marc'heg, an tour, h. a.)
(3) Doueez ar brezel. Sellit, e *Skrapadeg Saoud Koualnge* ar stourm etre Kouc'houlan hag ar Vorrigan (*Gwalarn*, C'houevrer 1931, p. 16).

Eus beg eur speg e teuas davedomp, evit hon atiza
d'ar stourm.
Gwalc'hi a ra kalz preizadennou. Braouac'hus he
c'hoarz kasaet.

Taolet he deus he mouead-vleo war he c'hein.
Kadarn ar galon na gren ket dirazi.
Ha hi ken tost ouzimp, arabat d'it lezel ar saouzan
d'az taga.

A-benn antronoz e tilezin kement a zo denel, da
heulia bagad va c'hadourien.
Kae d'ar gêr. Na chom ket amañ. Bremaik e vo
echu an noz.

Unan bennak a gounaio da viken ar ganenn-mañ
eus Fothadh Canainne.
Ne vo ket divrud va c'homzou, ma talc'hez soñj
eus va laes.

Sav d'in eur maen-eñvor hewel, ma vo darempredet
va bez.
Da labour evit da garantez ne vo ket amzer gollet.

Va c'horf mac'hagnet a rank bremañ mont diouzit,
da veza jahinet gant an Diaoul du.
Kehela Roue an Neñv a dalv hepken. Follentez eo
karantez ar bed-mañ.

Klevout a ran ar voualc'h arzu o kas eur salud
drant d'an dud a feiz.
Tasmantel eo va c'homzou, ha va stumm. — Tav,
maouez, na gomz ket ouzin.

# Notennou

## « OBER »

Setu aze ano eur gelaouennig nevez, e brezoneg penn-da-benn, savet da veza eul liamm etre izili sizunvez vrezonek S. Gwaeg, — ha re all, moarvat. Liesskrivet eo an niverenn genta, rak paour eo ar gelaouenn. Priz ar c'houmanant-bloaz eo 12 lur. Skriva da : Boîte postale 37, Kemper.

## EUS IWERZON

War ar gelaouenn vras, *The Irish Press*, Du 6, 1931, e kaver eun *interview* roet gant Meavenn a-zivout Breiz hag an emzao breizek.

## EUS KEMBRE

Savet e vo hep dale eur gelaouenn gembraek bras, sizuniek. Setu amañ ar pez a lavar *Y Ford Gron* miz du a-zivout se :

« Gouzañv a ra buhez Kembre o veza m'emañ hep kreizenn ; hep netra da genstrolla he strivadennou, — da lakaat Flint ha Penvro, Mon ha Morgannoug da c'houzout ha da veiza ez int an hevelep bro.

» Petra eo al louzou ?... ar Wask eo hor goanag brasa. Rak penaos e c'hell eur vroad derc'hel da veza eur vroad hep doare da venegi he barn hag he menoziou hag hec'h uhelvennadou ha d'o mirout a-gevret en eun unvaniez speredel ?

» Bez' he devo ar gelaouenn nevez, ma teu ar rakvennad da benn, he doare distag da zastum he nevezintiou ha d'o displega. Moulet e vo hervez ar c'hiz diweza. Skeudennou a vo enni, ha pajennou a-ziforc'h evit ar merc'hed hag ar vugale, ha kement tra a c'hortozer digant eur gelaouenn eus ar renk uhela en deiziou-mañ. Kevezata a raio gant ar c'helaouennou saoznek war o zachenn o-unan. »

## E KOUN JORJ ROBIN

Eul levr brao-kenañ a zo bet moulet dindan baeroniez *Keltia* e koun ar skulter Jorj Robin, maro ken yaouank. Ennañ e kaver, ouspenn skeudennou eus e oberou, pennadou-skrid e

brezoneg hag e galleg (ha dreist-holl ar pennad ken kaer gant Jakez Riou, « Prometheus Ereet », embannet evit ar wech kenta war *Gwalarn*) hag eur pez-sonerez fromus-meurbet gant an Dim. Brelet. Priz al levr eo 38 lur 50 dre ar post (e gwerz e ti *Breiz Atao*, B. P. 182, Roazon. — K. R. 14.210 Roazon).

## AN EMZAO FRIZEK

Lenn a reomp, war ar gelaouenn esperantek bras, *Literatura Mondo* (niverenn here 1931), eur pennadig diwar-benn eun emzao nebeut anavezet, an emzao frizek.

Gouzout a reer ez eo Bro-Friz eur rannvro eus hanternoz Bro-Holland. Ar yez-Stad er rannvro-se eo an hollandeg, yez ar skoliou, al leziou-barn, ar c'helaouennou, ha zoken an ilizou. Ar bobl, avat, he deus miret he yez koz, ar frizeg.

Dishual e voe ar vroadig-se e-pad ar Grennamzer. E 1498 e kouezas dindan c'halloud Alberz Saks, ha ne voe mui implijet ar yez vroadel gant ar gouarnamant. Goude amzer Napoleon, dont a reas Bro-Friz da veza darn eus rouantelez an Izelvroiou, daoust da youl ar vroiz, a felle d'ezo beza kevredet hepken gant an Hollandiz. Ar gwall zarvoud-se, avat, a roas lusk d'an emzao broadel, hag a-hed an 19-vet kantved ez en em gavas tud desket da studia istor ha da adsevel yez ar vro. War greñvaat ez eo aet an emzao en hor c'hantevd-ni. Bez' ez eus hizio eul lennegez e frizeg, ken evit ar bobl, ken evit an deskidi.

Ar pez a fell d'ar Friziz dreist-holl eo gounit ar skoliou. Desket e vez ar frizeg e skoliou 'zo, goude an eurveziou labour, rak difennet grons eo ober er gelennadurez gant eur yez estreget an hollandeg, — eun dra dic'houzañvus, war veno ar rummadou yaouank, a garfe argas krenn an hollandeg hag ivez an Hollandiz.

## GALVADENN

Mar en deus plijet d'eoc'h *Gwalarn* e-pad ar bloavez tremenet, hastit afo kas d'imp priz hoc'h adkoumanant evit 1932, — ha mar gelliit, kavit d'imp eur c'houmananter nevez.

Daoust da bep skoilh ha da bep diaester, kreski a ra *Gwalarn* bepred, — ha, war a gredomp, setu amañ perak :

1. Gounezet en deus fiziañs an holl dre e labour kalet, graet gant urz hag atao gant an hevelep pal.

2. Embannet en deus bepred oberou a dalvoudegez, evit o zalvoudegez nemetken, hep klask gouzout ha plijout pe zisplijout a rajent da Ber pe da Baol. Bez' ez eus e Breiz kevrediezou ha kelaouennou a labour mat evit ar brezoneg e-touez ar bobl. War dachenn al lennegez, avat, er-maez eus *Gwalarn*, n'eus hogozik netra.



3. Labouret en deus atao evit Breiz hag he yez, hep koll e amzer gant netraigou. Morse n'en deus teurvezet kemer perz en tabutou bihan a vag, — pe a zistruj, — eur bern kelaouennou.

Eur roll oberou dudius ha talvoudus a fell d'imp embann e-kerz ar bloaz 1932. Trugarez d'an dud speredek a gendalc'ho, spi hon eus, da rei d'imp o skoazell.

## BREZONEG AR VUGALE

« Ha kousket eo *Brezoneg ar Vugale ?* » a skriv d'imp eul lenner.

Kredi a reomp kentoc'h ez eo ar Vrezoned a zo kousket, ha c'houi da genta, Aotrou, peogwir n'hoc'h eus graet netra abaoe pell amzer da skigna levriou brezonek e-touez bugale ho parrez. Lavarout a rit d'imp : « va bugale o deus lennet an holl draou embannet evito gant *Gwalarn ;* peur e voulot traou nevez ? »

Daoust ha n'eus ket bugale yaouankoc'h, ha n'anavezont, na *Nijadenn an Aotrou Skañvig*, na *Plac'hig Vihan ar Mor*, na *Per ar C'honikl*, nag al levriou all graet evito ?

Goulennit, hag e vo roet d'eoc'h.

Setu amañ roll ar profou hon eus bet e miziou here ha du : Kevredad Emrenerien Vrest : 20 l. — An Ao. J. M. Coadou : 5 l. — Eur Moraer : 21 l. 50. — « La Bretagne », Aljer : 53 l. — Abezoen : 5 l. — An Ao. H. Ar Menn : 20 l. — en holl : 124 l. 50.

Setu amañ roll al levriou kaset :

Plouvien : 62 l. 50. — Landerne : 362 l. 50. — Kemperle : 22 l. 50. — S. Brieg : 441 l. 70. — Mourieg : 125 l. — en holl : 984 l. 20.

D'ar c'henta a viz kerzu e chome e kef *Brezoneg ar Vugale :* 3.614 l. 30.

## Lennit :

# Oberou ROPARZ HEMON

Eur Breizad oc'h adkavout Breiz. — 15 lur.
Eun Dro e Kembre. — 2 lur 50.
An Aotrou Bimbochet e Breiz. — *diviet.*

Diarmuid ha Grainne. — 5 lur.
Tonkadur Bugale Tuireann. — 4 lur.

Enklask diwar-benn Stad ar Brezoneg e 1928. — 4 lur.

Geriadurig-dourn Brezonek-Gallek. — 22 lur.
Yezadur Berr ar Brezoneg. — 3 lur.
Distagadur ar Brezoneg. — 3 lur.
Reizskrivadur ar Brezoneg. — 3 lur.
Geriadurig Esperantek-Brezonek. — 4 lur.

## EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — Diviet.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.
MARVAILHOU AR VRETONED. — 5 lur.
ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. — 4 lur.
GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.
Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH (Gwalarn 28). — 3 lur.
Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.
OWEN HA LUNET (Gwalarn 30). — 3 lur.
DIARMUID HA GRAINNE (Gwalarn 32). — 5 lur.
Tanguy Malemanche. — AR BAGANIZ (Gwalarn 34-35). — 10 lur.
Sei Chonagon. — NOTENNOU AR GOUBENNER. — 3 lur.
Roparz Hemon. — LINA. AN TAN E TI KERNASPREDEN (peziou-c'hoari). — 4 lur.

Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

